WIKIPEDIA

# Den Neandertal

**Den Neandertal** (***Homo neanderthalensis*** diouzh e anv skiantel) zo ur spesad, aet da get hiziv, eus ar genad *Homo*.

| Den Neandertal | |
|---|---|
|  Klopenn kavet er Chapelle-aux-Saints (Bro-C'hall) | |
|   Aet da get | |
| **Rummatadur filogenetek** | |
| Riezad : | Animalia |
| Skourrad : | Chordata |
| Kevrennad : | Mammalia |
| Urzhad : | Primates |
| Kerentiad : | Hominidae |
| Iskerentiad : | Homininae |
| Genad : | *Homo* |
| **Anv skiantel** | |
| ***Homo neanderthalensis*** **King, 1864** | |
| D'ar vevoniezh  e tenn ar pennad-mañ. | |

## Taolenn



## Spesad pe isspesad?

E-pad pell ez eus bet soñjet gant ul lod mat ag ar henzenonourion e oa Den Neanderthal un isspesad ag ar spesad *Homo sapiens*. Setu ma veze anvet pe *Homo sapiens neanderthalensis* gant ar re-mañ diwezhañ, pe *Homo Neanderthalensis* nemetken gant ar re a soñje dezhe e oa ur spesad distag diouzh *Homo sapiens*. Hiriv-an-deiz e vez lakaet da spesad gant al lodenn vrasañ ag an henzenonourion.

## An dizoloadennoù kentañ

Aspadennoù kentañ tud Neandertal a voe dizoloet e 1830 e Belgia (karrekaennoù ur bugel 2 vloaz) gant Philippe-Charles Schmerling [1] hag e 1848 e Jibraltar hep desachañ evezh ar skiantourien.

E 1856 e voe dizoloet karrekaennoù tud Neandertal (un tamm eus ur c'hlopenn hag eskern eus an izili traoñ) e Neandertal, un draoñienn e-kichen Düsseldorf. Un oad a 100.000 bloaz a voe lakaet d'an aspadennoù-se.

## Deskrivadenn

Ur c'hlopenn bras en doa gant un tal war steuziañ, izel, hag un torus tev a-us da doulloù an daoulagad, ha tost elgezh ebet. Anavout a reer anezhañ a-drugarez d'ar relegoù karrekaet dizoloet e Saccopastore, er Groc'h Guattari war ar Monte Circeo (Italia), e Gibraltar e Su Bro-Spagn, e la Chapelle-aux-Saints, La Ferrassie, La Quina (Bro-C'hall), e Spy (Belgia) hag evel just e Neandertal (Alamagn).

# Emzalc'h

An deskrivadurioù kentañ o doa graet eus *Homo neanderthalensis* ur spesad garv, rust ha dispered. An dizoloadennoù niverus zo bet graet da c'houde a ziskouez ur skeudenn disheñvel-kenañ anezhañ hiziv an deiz. Anadiñ a ra d'ar mare-se roudoù kentañ un emzalc'h modern a ziskouez e tremener eus ar marmouzien d'ur spesad tostoc'h d'an *Homo sapiens*. Koulskoude ne zeu prouennoù an emzalc'h-se da vezañ stank nemet e-pad an oadvezh da-heul.

Bezioù eus Henoadvezh krenn ar maen e lec'hioù evel Krapina, e Kroatia (war-dro 130 000 kent JK) ha Qafzeh, en Israel (war-dro 100 000 kent JK) o deus lakaet un nebeud antropologourien hag arkeologourien, evel Philip Lieberman, da grediñ o doa sevenadurioù Henoadvezh krenn ar maen un ideologiezh relijius o tiorren hag e kredent e meiziadoù evel ur vuhez goude ar marv. Klaskerien all avat a soñj e oa beziet ar c'horfoù evit abegoù bedel.[2][3] Diouzh kavadennoù graet nevez zo e lec'hioù annezet gant *Homo heidelbergensis* en Atapuerca e c'hallfe bezañ kroget ar c'hiz da veziañ ar re all a-ratozh kalz abretoc'h, e-doug Henoadvezh koshañ ar maen met n'eo ket degemeret ar c'helennadur-se gant ar pep brasañ eus kumuniezh ar skiantourien. Roudoù troc'hoù kavet war eskern Neanderthal e lec'hioù disheñvel evel Combe-Grenal hag Abri Moula e Bro-C'hall a c'hallfe talvezout e vije bet tennet kig ha benvegennoù ar c'horfoù diouzh an eskern gant Neandertal, evit abegoù relijius marteze evel e sevenadurioù all a-vremañ.

Ar c'hentañ prouenn anat eus bezañs un arz e-pad Henoadvezh ar maen a zeu eus annezioù eus Henoadvezh krenn ar maen evel Blombos Cave dindan stumm troioù-brec'h[4], perlez[5], oberennoù arzel e maen[6], liv melendu implijet da livañ ar c'horfoù, evit lidoù marteze[7][8]. Koulskoude e c'hallfe bezañ bet savet skouerioù arz abred evel gwener Tan-Tan hag an tresadennoù kavet war eskern olifant e Bilzingsleben en Alamagn gant implijerien binviji Akeulean evel *Homo erectus* a-raok deroù Henoadvezh krenn ar maen.[9] Ar fed da dapout pesked bras ha da chaseal jiboezoù bras gant binviji arbennikaet a ziskouez e kreske ar c'henlabour e-barzh strolladoù bras hag e tiorroe un aozadur sokial kempleshoc'h.[10]

Ouzhpenn anatadur perzhioù sevenadurel diorroet, evel ar relijion hag an arz, e krog ar c'henwerzh etre strolladoù pell-kenañ an eil re diouzh ar re all da bourchas traoù ral evel an okr a veze implijet alies evit al lidoù ar relijion[11][12] ha danvezioù krai ken abred ha 120 000 bloaz zo.[13][14] Ar c'henwerzh etre strolladoù a c'hallfe bezañ kroget ken abred hag Henoadvezh krenn ar maen.[15]

# Teknologiezh

Anadiñ a ra e-pad an oadvezh-se un hollad perzhioù sevenadurel nevez. Implij ar binviji eilaozet a ya war gresk betek bezañ implijet gant an holl, hag a zeu da vezañ kalz liesseurtoc'h (raskerezioù, ha kement zo...). Savet e oa ar binviji-se diwar skolp tennet diouzh bloc'hoù maen prientet, anvet nucleus. Unan eus an hentennoù da dennañ skolpoù, addizoloet adalek an XIXvet kantved hag anavezet mat a-walc'h, zo an hentenn Levallois. Sevenadur ar Vouster eo sevenadur pennañ ar prantad en Europa.

# Homo neanderthalensis ha genom an Europeaned

A-drugarez d'ur studiadenn eus 2010 (Neanderthal genome project) e ouier bremañ ez eus bet un hironerezh darnel etre Homo sapiens ha Homo neanderthalensis etre 50 000 ha 100 000 bloaz zo er Reter-Nesañ. Setu m'o deus an Europeaned etre 1 ha 4% ag o genom o tont eus *Homo neanderthalensis*.

## Notennoù

1. D'ar mare-se n'halled ket disheñvelaat ar c'hlopenn a oa bet kavet diouzh klopenn un den modern dre ma oa re yaouank hag e tammoù. N'eo nemet e 1936 ma voe kadarnaet e oa kaoz eus un den Neandertal. *Hommes fossiles vrais et faux. L'essor de la paléoanthropologie européenne au milieu du XIXe siècle* gant J.-J. Hublin
2. *Evolving in their graves: early burials hold clues to human origins - research of burial rituals of Neanderthals (http://archive.is/20120628225604/findarticles.com/p/articles/mi_m1200/is_24_160/ai_81827792/pg_1)*
3. *Uniquely Human (http://books.google.com/?id=3tS2MULo5rYC&pg=PA162&dq=Uniquely+Human+cognitive-linguistic+base)* , Phillip Lieberman, ISBN 0-674-92183-6, Harvard University Press, Cambridge, Mass, 1991.
4. *Cave yields earliest jewellery* (http://news.bbc.co.uk/1/hi/sci/tech/3629559.stm), Jonathan Amos, BBC News
5. "Oldest Jewelry? "Beads" Discovered in African Cave" (http://news.nationalgeographic.com/news/2004/04/0415_040415_oldestjewelry.html), *National Geographic News*, Hillary Mayell
6. [http://www.accessexcellence.org/WN/SU/caveart.html Blombos Cave art, Sean Henahan, *Science news*
7. *Anthropology*, Miller Barbra, Bernard Wood, Andrew Balansky, Julio Mercader, Melissa Panger, Allyn and Bacon, Boston Massachusetts, 2006, ISBN 0-205-32024-4, p 768
8. Sean Henahan, *Science news*
9. "Human Evolution," Microsoft Encarta Online Encyclopedia 2007 (http://encarta.msn.com/encyclopedia_761566394_13/Human_Evolution.html) © 1997–2007 Microsoft Corporation. pep gwir miret strizh. gant Richard B. Potts, B.A., Ph.D. Archived (http://www.webcitation.org/5kx5mIAST) 2009-11-01.
10. *Anthropology, Miller, 2006*
11. "Blombos Cave art" (http://www.accessexcellence.org/WN/SU/caveart.html), Sean Henahan, *Science News*
12. Felipe Fernandez Armesto, *Ideas that changed the world*, New-york, 2003, p 400 [1] (http://books.google.com/books?id=tFIAAAAACAAJ&dq=Ideas+that+changed+the+world+by+Felipe+Fernandez+Armesto)
13. *Anthropology*, Miller Barbra, Bernard Wood, Andrew Balansky, Julio Mercader, Melissa Panger, Allyn and Bacon, Boston Massachusetts, 2006, ISBN 0-205-32024-4, p 768
14. "When Did "Modern" Behavior Emerge in Humans?" (http://news.nationalgeographic.com/news/2003/02/0220_030220_humanorigins2_2.html), *National Geographic News*, Hillary Mayell
15. Ibidem

## Levrlennadurezh


- ARSUAGA Juan Luis, *Le collier de Néandertal — Nos ancêtres à l'ère glaciaire*, Odile Jacob, 2004, 365 p., ISBN : 978-2-7381-1422-8
- BRUNET Michel, *D'Abel à Toumaï — Nomade, chercheur d'os*, Odile Jacob, 2006, 253 f., ISBN : 978-2-7381-1738-0
- BRUNETMichel, *Origine et histoire des hominidés*, Fayard, 2008, 51 b., ISBN : 978-2-213-63818-8
- VANDERMEERSCH Bernard & HUBLIN Jean-Jacques & DUTOUR Olivier, *Objets et méthodes en paléoanthropologie*, Comité des travaux historiques et scientifiques (CTHS), 2005, 451 b., ISBN : 978-2-7355-0574-6


---